> $3^{de}$ klas

> Anv :

> Bloavezh-skol :

# ISTOR AN ARZOÙ

*livouriezh hag arkitektouriezh*

**an $20^{vet}$ kantved**



**Andy Warhol : Marilyn, 1963**

## [ mareadoù ha luskadoù arzel : livouriezh hag arkitektouriezh ]

### PRANTAD BREMAN

**penn-kentañ an 20vet kantved :**
eztaolouriezh
***> skouer :*** *Franz Marc*
Jugendstil/arz nevez
***> skouer :*** *Antoni Gaudi*

**1907-1920 :** kubouriezh
***> skouer :*** *Dimezelled Avigon, Picasso*
**1909-1915 :** dada
***> skouer :*** *Otto Dix*

**1917-1928 :** De Stijl **(A)**
***> skouer :*** *Kador ruz ha glas, Gerrit Thomas Rietveld*

**1917-bloavezhioù 1960 :** dreistrealouriezh
***> skouer :*** *Salvador Dali*

**1919-1922 ha 1920-1930 (A) :** sevelouriezh Rusia
***> skouer :*** *Vladimir Tatline*

**1919-1933 :** Bauhaus **(A)**
***> skouer :*** *Kador B3, Marcel Breuer*
**bloavezhioù 1920 :** dazontouriezh **(A)**
***> skouer :*** *Filippo Tommaso Marinetti*
**1920-1960 :** stil etrebroadel **(A)**
***> skouer :*** *Le Corbusier*
**1925-1939 :** art deco **(A)**
***> skouer :*** *Tamara de Lempicka*

**1945 ha goude :**
arz garv
***> skouer :*** *Jean Dubuffet*
taolioù-kaer
***> skouer :*** *Chris Burden*
diheverzded varzhoniel
***> skouer :*** *Willem de Kooning*

**bloavezhioù 1950-1960 :** Op Art
***> skouer :*** *Vasarely*

**bloavezhioù 1960 :**
Fluxus
***> skouer :*** *Ben*
arz bihanañ
***> skouer :*** *Donald Judd*
Pop Art
***> skouer :*** *Andy Warhol*

**bloavezhioù 1960 ha goude :**
Body Art
***> skouer :*** *Jana Sterbak*
staliadurioù
***> skouer :*** *Christian Boltanski*
gourrealouriezh
***> skouer :*** *Maurizio Cattelan*
realouriezh nevez
***> skouer :*** *Jacques Villeglé*
luskad goudemordern **(A)**
***> skouer :*** *James Stirling*

**dibenn ar bloavezhioù 1960 ha goude :** Land Art
***> skouer :*** *Robert Morris*

**1967-1972 :** Arte povera
***> skouer :*** *Giuseppe Penone*

**1969-1972 :** Supports/Surfaces
***> skouer :*** *Claude Viallat*

**bloavezhioù 1970 ha goude :** arz menozel
***> skouer :*** *Daniel Buren*

**bloavezhioù 1980 :**
arz video
***> skouer :*** *Bill Viola*
arz ar straedoù
***> skouer :*** *Jean-Michel Basquiat*
arz niverel
***> skouer :*** *Nam June Paik*

disevelouriezh **(A)**
***> skouer :*** *Coop Himmelb(l)au*

**bloavezhioù 1990 :** arz enlinenn
***> skouer :*** *Maurice Benayoun*

***Arzourien vrudetañ ar bloavezhioù 2000 :*** *Maurizio Cattelan, Tracey Emin, Damien Hirst, Jeff Koons, Takashi Murakami, Cindy Sherman*

# Vassily Kandinsky
## *Melen, ruz, glas*



**Titl al livadur :** Melen, ruz, glas (1925), war ziskouez e Mirdi an Arzoù modern, Pariz
**Aozer :** Vassily Kandinsky (1866-1944). A-orin eus Rusia, bet o chom en Alamagn hag e Frañs. Bet ezel eus **Der blaue Reiter** hag eus **Bauhaus**.
**Doare :** eoullivadur war lien
**Ment :** 201 x 128 cm

**Div lodenn** splann a zo el livadur. Linennoù **mentoniezh a-gleiz** (lodenn sklaer) ha linennoù **frank a-zehou** (lodenn deñval). A-gleiz da zehou e kaver an **tri liv pennañ** : melen, ruz ha glas. A-gleiz emañ an heol hag a-zehou e weler al loar. Etrezo e kaver stummoù ruz liesseurt.



Linennoù pennañ al livadur

E-kreiz ec'h implijas Kandinsky **livioù klokaus** ivez :
melen + glas : gwer, da glokaat ruz
melen + ruz : orañjez, da glokaat glas
glas + ruz : mouk, da glokaat melen

Unan eus arzourien bouezusañ an 20[vet] kantved eo bet Kandinsky, dre gemer perzh e meur a luskad a-bouez, dre brederiañ war an tresañ hag al livañ, ha dre e oberennoù ivez.

# Dada
## *Enklask*

1 – Petra oa dada? Displeg. (2 boent)

2 – Piv e oa Tristan Tzara? Peseurt liamm a  zo etrezañ ha dada? (2 boent)

3 – Petra oa Cabaret Voltaire? (2 boent)

4 – Skriv anvioù tri arzour dada (nemet Hausmann ha Tzara). (2 boent)

**5 – Raoul Hausmann, ABCD (1925-1926).**

Peseurt teknik a implijas Hausmann da sevel ABCD? (1 poent)

Displeg da soñj war ABCD, war-dro 10 linenn. (5 poent)




**Enklask :** **/14**
**Brezhoneg :** **/3**
**Propder, kinnig :** **/2** **Hollad :** **/20**

# Ar Bauhaus




Ar **Bauhaus** a oa un ensavadur arzoù ha micherioù bet krouet e **1919** e Weimar (Alamagn) gant **Walter Gropius**. Dre astenn ec'h implijer an anv da daolenniñ ul luskad arzoù liesseurt : **arkitektouriezh, design, luc'hskeudenniñ, dilhad ha dañs.** Gant ar Bauhaus eo bet diazezet reolennoù ha prederiadennoù an arkitektouriezh modern hag ar stil etrebroadel. Lakaet e voe ar Bauhaus da serriñ e 1933 diwar atiz an Nazied, divodet e voe hag ar re a oa e penn a rankas kuitaat Alamagn.

Al lod vrasañ anezho a zeas da repuiñ d'ar Stadoù-Unanet. Ur bern arzourien gward a-raok en Europa a-bezh a zo bet desachet gant programm ar Bauhaus, en o zouez Johannes Itten, Vassily Kandinsky, Paul Klee, László Moholy-Nagy pe Marcel Breuer. Tri rener a zo bet er Bauhaus : **Walter Gropius, Hannes Meyer ha Ludwig Mies van der Rohe.**


Walter Gropius

**Bras-divent eo bet levezon ar Bauhaus war arz, arzoù grafek, arkitektouriezh, design, design diabarzh, design greantel ha lizherennaouiñ an 20vet kantved.**

**Ar c'helenn**

E-barzh programm ar Bauhaus, bet savet gant Walter Gropius e 1919, e oa bet lakaet da bal kelenn da studierien. Daoust d'ar c'hemmoù a c'hoarvezas e-pad ar 14 vloaz ma padas ar Bauhaus e chomas tamm-pe-damm digemm ar pennaennoù diazez. E-lec'h kaout kelennerien e voe kelennet gant mistri. Deskarded a veze graet eus ar studierien, ha gellout a raent dont da vezañ kompagnuned ha mistri yaouank. Kuzul ar vistri a vere ar Bauhaus hag a envele ar vistri yaouank.


Ludwig Mies van der Rohe

E-barzh an tres savet gant Gropius e 1922 e oa kinniget ar c'helennadurezh evel tri c'helc'h

kengreizek, da dizhout ar bazenn ziwezhañ : ar sevel (der Bau) an hini eo. Kentelioù diazez e oa al lodenn gentañ, sañset e oa padout 6 miz. Labourat en ur stal-labour eo an eil lodenn (3 bloavezh-pad). Betek 1925 e voe diazezet ar c'helennadur war daou ahel : kelenn ar stummoù gant un arzour (mestr ar stummoù) hag ur c'helenn pleustrek gant ur mestr artizan. En tres ez eo stag kement stal-labour ouzh un danvez : maen, pri, gwer, liv, danvez, metal ha koad. Al lodenn ziwezhañ, gouestlet d'ar sevel, a voe lakaet e plas diwezhatoc'h hag en un doare disheñvel.

Pal ar c'hentelioù diazez a oa reiñ ur stummadur arzoù diazez d'ar studierien. Er penn-kentañ e pade 6 miz, diwar 1923 e padas ur bloaz. Itten a rae war-dro e penn-kentañ ar Bauhaus. Pa voe aet kuit (1923) e kemeras Moholy-Nagy e blas, ha Moholy-Nagy a voe erlec'hiet gant Albers e 1928. Ouzhpenn ar stummadur-se e voe kentelioù gant **Paul Klee** ha **Vassily Kandinsky.**

Daoust ma kemmjont a-hed istor ar Bauhaus, e chomas ar stalioù-labour unan eus lodennoù pouezusañ stummadur ar studierien. Diwar 1920 e voe aozet ar c'helenn daoubennek (mestr ar stummoù ha mestr-artizan) evit ma vefe aesoc'h lakaat ar c'helenn arzoù spis hag ar c'helenn pleustrek da dostaat an eil ouzh egile.

Pa voe krouet ar Bauhaus e oa ar stalioù-labour da heul : hini ar gwiad, hini ar poderezh, hini ar metal, hini ar c'hoad hag an arrebeuri, hini al livañ mogerioù, re ar c'hizellañ (koad ha maen), hini ar moullañ ha hini ar c'heinañ. Evel-se e chomas an aozadur betek ma vefe krouet ar stal-labour a eil renk gant Meyer, bodet enni ar stal-labour koad, hini ar metal ha hini al livañ mogerioù. Rann an arkitektouriezh (dibenn ar stummadur evel ma oa bet ijinet gant Gropius) a zigoras e 1927 nemetken, dindan renerezh Meyer.

# Marcel Duchamp
## *Nu descendant un escalier*



**Titl al livadur :** Nu descendant un escalier (1912), war ziskouez e Mirdi arzoù Philadelphia, SUA
**Aozer :** Marcel Duchamp (1887-1968). Bet livour, kizeller, skrivagner ha c'hoarier echedoù. Unan eus arzourien bouezusañ an 20vet kantved. Gantañ eo bet ijinet ar ***ready-made*** : kemer forzh peseurt tra ha divizout eo un oberenn arzel.
**Doare :** eoullivadur war lien
**Ment :** 146x89cm



Diazezet eo an daolenn war doare ar gubourien da livañ ha da dresañ. Livañ tud en o noazh a oa boutin, met amañ ez eus ur cheñchamant bras : evit ar wech kentañ ez eus livet un den en e noazh o fiñval, da lavaret eo ez eo tostoc'h ouzh luskad an dazontouriezh. Livet eo evel ma vefe un den e koad, hag en holl ez eus 20 trolinenn. Nac'het e voe an oberenn e Saloñs an arzourien dizalc'h e Pariz e 1912, ha reuz bras a savas pa voe diskouezet e New York e 1913.




**Feunteun, 1917**

# Arkitektouriezh an 20$^{vet}$ kantved
# Antoni Gaudí
# *Casa Milà*



**Savadur :** Casa Milà, 92 Passeig de Gràcia, Barcelona
Arkitektour : Antoni Gaudí
**Stad :** Spagn
**Ment :** 37 metrad uhelder
Savet etre 1906 ha 1912, war roll Glad ar bed (UNESCO) abaoe 1984

Savet eo bet evit Roser Segimon de Milà (gwreg Pere Milà). Tennañ a ra ar savadur d'ur wagenn. Ouzh an talbenn n'eus korn skouer ebet. Diazezet eo ar savadur war bileroù. Pa seller ouzh an talbenn ne c'haller gwelout linenn sonn ebet eus an doenn d'al leur. En ti emañ ranndi Milà, e-touez ranndioù all. An ahel nemetañ er savadur eo ar saverez. Pa voe savet ar savadur e voe spontet ar bromotourien ha ne voe ket paeet Gaudí.



Savet eo ar ranndioù evit ma skofent war ar patio. Kement ranndi a zo a c'hall bezañ kemmet. Tamm-pe-damm kuzhet eo an dereziòu, enno ec'h adkaver stumm ar wagenn. Derc'hel a ra ar savenn a-drugarez d'ar solier. Pa voe savet e soñje d'an dud e oa kalz re vras ar savenn : kinklet eo ha kement kinkladur a zo aservij d'un dra bennak.

Unan eus monumantoù brudetañ Barcelona eo hiziv an deiz.



# Arkitektouriezh an 20$^{vet}$ kantved
# Le Corbusier
# *Couvent de La Tourette*



**Anv ar savadur :** Kouent La Tourette, e-kichen Lyon

**Arkitektour :** Charles-Edouard Jeanneret-Gris, lesanvet Le Corbusier (1887-1965). Arkitektour, kêraozour ha livour suis ha gall. Unan eus arkitektourien bouezusañ an 20vet kantved, e-touez diazezerien ar stil etrebroadel.

Gantañ e voe savet tiez, savadurioù bras (La Cité Radieuse e Reudied, e-kichen Naoned), ur gêr penn-da-benn (Chandigarh, Indez) ha savadur Aozadur ar Broadoù Unanet e New York (1949-1952). Prederiet en deus war an arkitektouriezh (« Les cinq points de l'architecure moderne », 1926). Prederiañ a reas war ar plas a zo ezhomm da gaout en tiez, diazezet war keidenn ment an dud e SUA (1,83m).



E 1953 e krogas gant raktres ar gouent, ha padout  a reas al labourioù eus 1956 da 1960. Abaoe 1979 eo ur monumant istorel. War bileroù eo savet ar gouent. Un iliz, ur gouent, sal ar chabistr, salioù-klas, ur sal-debriñ, keginoù ha war-dro 100 lojeris a zo. Betoñs an an danvez bet implijet da sevel ar gouent.

# Andy Warhol
## *Ten Liz*



**Andy Warhol** (1928 – 1987) a oa un arzour amerikan. Brudet eo evel livour ha filmour hag unan eus arzourien bennañ ar Pop Art e oa. Tabut a zo savet alies tro-dro d'e oberenn, met gwelet eo evel unan eus arzourien bouezusañ an 20vet kantved. Kalz diskouezadegoù, levrioù, filmoù... a zo bet savet diwar-benn e benn abaoe m'eo marvet e 1987.



E 1960 e reas e daolennoù kentañ, levezonet gant arz ar c'homics. Livañ a reas e voestoù soubenn Campbell's kentañ, ur rummad Dollars hag e serigrafiezhioù kentañ diwar-benn an dud vrudet. Stagañ a reas ivez gant e rummadoù diwar-benn ar marv hag ar gwallreuzioù. En ul labouradeg dilezet e tigoras e Factory e 1963. Ur stal labour hag ur studio enrollañ evit e filmoù e voe war un dro. E 1965 ec'h embannas e felle dezhañ chom a-sav gant al livañ ha filmañ nemetken.




E 1972 e krogas da livañ en-dro, hag e reas poltredoù dre serigrafiezh, re Mao Zedong da skouer. Etre 1979 ha 1980, e tistroas da demoù brudetañ e oberenn (Campbell's Soup, U.S. dollar Sign, flowers,...). Etre 1982 ha 1986 e reas e oberennoù diwezhañ, diazezet war oberennoù klasel evel Ganedigezh Venus (Sandro Botticelli) pe Koan Sakr (Leonardo da Vinci).

# Arkitektouriezh an 20vet kantved
# Daniel Libeskind
# *Mirdi yuzev Berlin*



**Daniel Libeskind** (1946) a zo ur savour amerikan (bet broadet e 1965). Goude bezañ studiet ar sonerezh en Israel, en deus Libeskind studiet er Bronx High School of Science (Stadoù-Unanet) betek 1965. Goude-se e krogas gant ar savouriezh e Cooper Union School (New York). A-benn peurglokaat e studioù savouriezh en deus studiet e-pad daou vloaz ouzhpenn er skol-veur Essex (Rouantelezh-Unanet). Etre 1989 ha 1998 en deus graet war-dro Mirdi yuzev Berlin. Ouzhpenn bezañ ur mirdi ez eo ul lodenn eus an diskouezadeg. A-fet savouriezh ez eo stag ar savadur ouzh pal ar mirdi. Da skouer en deus Libeskind treset linenn ar goullo er mirdi, da lavaret c'hwec'h lec'h goullo a dreuz ar mirdi a-benn aroueziñ ezvezañs ar re bet lazhet e-pad ar Shoah. Leun a arouezioù eo ar savadur.



Daniel Libeskind en deus krouet e embregerezh, anvet eo Studio Daniel Libeskind ha staliet eo e Berlin. Abaoe 1994 e kelenn e skol-veur Los Angeles (California). E skolioù-meur all dre ar bed-holl en deus bet tro da gelenn. Dibabet eo bet raktres Daniel Libeskind evit sevel en-dro ar World Trade Center (New York). Derc'hel soñj eus an darvoud ha degas spi eo pal ar savadur bet ijinet gantañ. A-benn derc'hel soñj e vo miret «Ground Zero» er c'hondon (Memory Foundations), hag arouezet e vo ar spi gant un tour stumm ur bir dezhañ (Freedom Tower). Sañset e vo un tour 541 metrad uhelder. Bep bloaz, d'an 11 a viz Gwengolo, e vo sklerijennet ar savadur gant an heol hag hep skeud ebet etre 8e46 (krash kentañ) ha 10e28 (eur freuzadur an eil tour).



# Arkitektouriezh an 20$^{vet}$ kantved
# Frank Gehry
# *Mirdi Guggenheim Bilbo*



Ur mirdi arzoù modern hag arzoù bremañ eo **Mirdi Guggenheim Bilbo**. D'ar 17 a viz Here 1997 eo bet digoret. Savet eo bet diwar ur steuñv gant **Frank Gehry**, un arkitektour amerikan-kanadian e-touez re vrudetañ dibenn an 20$^{vet}$ kantved. Deuet eo da vezañ unan eus savadurioù brudetañ ar bed, ha drezañ ez eus bet degaset brud da v/Bilbo, se zo kaoz e ra enklaskerien zo gant an droienn «efed Guggenheim».



Ur savadur diwar maen, titan ha gwer eo, 150 milion a € eo koustet sevel ar mirdi. Diazezet en deus Gerhy e dresoù war stummoù pesked ha bagoù (rak stag eo istor Bilbo ouzh ar sevel bagoù). E stil a gaver penn-da-benn er savadur.

A-fet teknologiezh en deus ranket Gehry labourat gant meziantoù a implijer pa saver kirri-nij ha kirri. 24 000 m² eo ment ar savadur, 11 000 m² a zo gouestlet d'an diskouez oberennoù arzel. Bep bloaz e vez gweladennet gant tamm-pe-damm ur milion a dud.

Perc'hennet eo ar mirdi gant Diazezadur Solomon R. Guggenheim. Ur rouedad pemp mirdi eo : ouzhpenn hini Bilbo e kaver mirdioù Guggenheim e Berlin, Venezia, New York ha Las Vegas.



**Bureviòù MIT, Cambridge, SUA**



**An ti a zañs, Praha**

# Arkitektouriezh an 20vet kantved
# Toyo Ito
# *Mediaoueg Sendai*



**Toyo Ito** (1941) a zo un arkitektour japanat. Krouer an arkitektouriezh menozel eo : klask a ra meskañ ar bed fizikel hag ar bed galloudel. Ur skouer vat eus e labour eo Mediaoueg Sendai (Japan). Hañvalout a ra bezañ skañv ha bresk. Er savadur ez eus ur vediaoueg, ul levraoueg, un diskouezva hag ur greizenn titouriñ.

Teir lodenn vras a ya d'ober ar savadur : an teir leur (2 500 m2), 13 kolonenn hag ar gwer a zo tro-dro. Dre zegouezh eo staliet ar c'holonennoù hag enno e tremen ar gouloù, an aer, an dour hag ivez rouedad urzhiata ar vediaoueg.



An diavaez, savet diwar wer, a denn d'un akwariom. Disheñvel eo al lodennoù diavaez : en norzh, er reter hag er c'hornôg ez eus follennoù gwer ha eus tu ar su ez eus ur gwiskad gwer doubl. An holl dammoù gwer a zo dezho 2,5 m uhelder, ha staget int ouzh framm-dougen ar savadur. War an deiz e weler gwez an diavaez, ha diouzh noz e verzer framm ar savadur a-drugarez d'ar gouleier a zo ennañ.



# Land Art hag arz bihanañ
## *Enklask*

1 – E peseurt bro eo bet krouet al Land Art? (1 poent)

___

2 – Petra a vez implijet gant an arzourien pa savont oberennoù Land Art? Ro div skouer disheñvel. (2 boent)

___

___

3 – Perak e ranker filmañ pe tennañ poltredoù eus oberennoù Land Art? (2 boent)

___

___

**Richard Long, Berlin Circle, 1996**



1 – E peseurt bloavezh ha pelec'h e voe ganet Richard Long? (2 boent)

___

___

2 – E peseurt mirdi e c'haller gwelout Berlin Circle? (1 poent)

___

**Robert Smithson, Spiral Jetty, 1970**



3 – E peseurt bloavezhioù e voe ganet ha marvet Robert Smithson? Eus peseurt bro e oa? (3 foent)

___

___

___

4 – Petra eo mentoù (hirder ha ledander) Spiral Jetty? (2 boent)

___

5 – Pelec'h emañ Spiral Jetty? (1 poent)

______________________________________________

______________________________________________

**Richard Serra, Snake, 1994-1997**



1 – E peseurt bloavezh ha pelec'h e voe ganet Richard Serra? (2 boent)

______________________

______________________

______________________

______________________

______________________

2 – Pelec'h e c'haller gwelout Snake? (1 poent)

______________________________________________

| |
|---|
| **Enklask : /17**<br>**Brezhoneg : /2**<br>**Propder, kinnig : /1**<br>**Hollad : /20** |